WIKIPEDIA

# Norzhamerika



**Krogit e-barzh !**
Un danvez pennad eo ar pennad-mañ ha labour zo d'ober c'hoazh a-raok e beurechuiñ.
Gallout a rit skoazellañ Wikipedia dre glokaat anezhañ (https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Norzhamerika&veaction=edit).

**Norzhamerika** pe **Amerika an Norzh** a zo ur c'hevandir, pe a-hend-all lodenn hanternoz kevandir Amerika, hervez an dud.

Emañ er Reter d'ar Meurvor Habask hag er c'hornôg d'ar Meurvor Atlantel, er su da Veurvor Arktika hag en hanternoz da Suamerika. E-keñver douaroniezh emañ Kreizamerika e-barzh Norzhamerika, met alies e vez lakaet a-gostez, koulz hag an Antilhez, dreist-holl pa vez kaoz eus sevenadur ha politikerezh.



Skeudenn dre loarell Norzhamerika

Er c'hevandir-mañ e kaver teir stad, ec'hon-mat ha stank o foblañs :

- Kanada,
  - d'ar vro-mañ ec'h aparchant inizi bras :
    - Kornôg, Enez Vancouver hag Inizi ar Rouanez Charlotte,
    - Reter, Enez ar Priñs Edward, Douar-Nevez, Enez ar C'hab Breton, hag Enez Ellesmere,
    - Norzh, Enez Baffin hag Enez Victoria;
- Stadoù-Unanet Amerika,
  - dezho eo ivez Inizi an Aleouted hag Alaska
- Mec'hiko.

Hag ivez tri ziriad:

- Greunland, un enezenn ec'hon hag a zo emren (e dalc'h Danmark);
- Sant-Pêr-ha-Mikelon, un enezeg vihan e dalc'h Frañs;
- Bermuda, un enezeg e dalc'h ar Rouantelezh Unanet.



Kartenn Reter Norzhamerika XVIIIvet kantved

# Poblañs

| Bro | Poblañs (2010) | Gorread km$^2$ |
|---|---|---|
| Kanada | 37 589 262 | 9 984 670 |
| Stadoù-Unanet[1] | 328 239 523 | 9 630 091 |
| Mec'hiko | 125 959 205 | 1 972 550 |
| Ishollad | **491 787 990** | **21 587 311** |
| **Tiriadoù dindan dalc'h** | **Poblañs** | **Gorread km$^2$** |
| Bermuda (Rouantelezh-Unanet) | 71 176 | 54 |
| Greunland[2] (Danmark) | 55 992 | 2 166 086 |
| Sant-Pêr-ha-Mikelon (Frañs) | 6 274 | 242 |
| **En holl** | **491 921 432** | **23 753 692** |

# Gwelet ivez

- Suamerika
- Amerika Latin
- Kreizamerika

# Notennoù ha daveoù

1. Hep Hawaii hag an Tiriadoù, hervez U.S. Census Bureau (01.07.2009)]
2. 2014

